WIKIPEDIA

# Kastell Wartburg


Kastell Wartburg

**Kastell Wartburg** (*Die Wartburg* en alamaneg) zo ur c'hastell en Alamagn, e stad Thüringen.

Pintet eo war ur vri, dreist kêr Eisenach, war lez Koadeg Thüringen. Savet e voe war-dro ar bloavezh 1067 gant ar c'hont Ludwig der Springer (*Loeiz al Lammer*) hag abaoe 1999 eo bet lakaet war roll Lec'hiennoù ar Glad Bedel gant UNESCO.

## Istor


Kambr Luther

Liammet-strizh eo kastell Wartburg ouzh istor politikel ha relijiel ar broioù alaman. Etre 1211 ha 1227 e voe ar briñsez Elesbed Hungaria, a voe lakaet da santez diwezhatoc'h, o chom ennañ. E 1521 ha 1522, Martin Luther, ar manac'h gwallgaset en abeg d'e vennozhioù protestant, a vevas kuzhet er c'hastell, dindan an anv "Junger Jörg" hag ennañ e troas, e-korf 11 sizhun, an Testamant Nevez en alamaneg, ar pezh a voe diazez ur patrom yezh unvan evit an alamanegerien er c'hantvedoù war-lerc'h. Ar skrivagner Johann Wolfgang von Goethe a reas e annez er c'hastell ivez, er bloavezh 1777. D'an 18 a viz Here 1817 en em vodas strolladoù studierien alaman e kastell Wartburg d'ober ur gouel a-du gant an demokratelezh ha gant unvanidigezh Alamagn : devet e voe ganto arouezioù eus impalaeriezh Napoleon ha levrioù a sellent outo evel levrioù kilstourmerien.

Abalamour d'an holl draoù c'hoarvezet ennañ, e seller ouzh kastell Wartburg evel ur monumant istorel a bouez evit istor Alamagn ha hini ar brotestantiezh. Er bloavezhioù 1950 ha 1960 e voe kempennet ar c'hastell da glask reiñ dezhañ an neuz en doa er XVIvet kantved.

## Liammoù diavaez

- Lec'hienn ofisiel Kastell Wartburg (http://www.wartburg-eisenach.de/frame_st.htm) (en alamaneg hag e saozneg)
- Skeudennoù eus ar c'hastell el lec'hienn historische-orte.de (http://www.historische-orte.de/wartburg.htm)

**Glad bedel (UNESCO) en Alamagn**



| | |
|---|---|
| **Sevenadurel** | Iliz-veur Aachen (1978) • Iliz-veur Speyer (1981) • Annez Würzburg (1981) • Iliz Wies (1983) • Kestell Augustusburg ha Falkenlust e Brühl (1984) • Iliz Itron Varia hag iliz Sant Mikael e Hildesheim (1985) • Monumantoù roman Trier (iliz-veur Sant-Pêr hag iliz Itron Varia) (1986) • Harzoù an Impalaeriezh Roman (gant ar Rouantelezh-Unanet) (1987) • Kêr gozh Lübeck (1987) • Kestell ha liorzhoù Potsdam ha Berlin (1990) • Abati Lorsch (1991) • |

| | |
|---|---|
| | Mengleuzioù Rammelsberg, kêr gozh Goslar ha reizhiad reoliñ dour Oberharz (1992) • Manati Maulbronn (1993) • Bamberg (1993) • Kêr gozh, kastell hag abati Quedlinburg (1994) • Labouradegoù Völklingen (1994) • Iliz-veur Köln (1996) • Lec'hiennoù ar Bauhaus e Weimar ha Dessau (1996) • Monumantoù en enor da Luther en Eisleben ha Wittenberg (1996) • Weimar klasel (1998) • Kastell Wartburg (1999) • Museumsinsel (Enezenn ar Mirdioù) e Berlin (1999) • Abati enez Reichenau e Lenn Konstanz (2000) • Liorzhoù Dessau-Wörlitz (2000) • Mengleuzioù Zollverein en Essen (2001) • Kreiz kêrioù Stralsund ha Wismar (2002) • Traoñienn uhelañ ar Roen kreiz (2002) • Ti-kêr Bremen ha delwenn Roland er marc'hallac'h (2004) • Park Muskau / Park Mużakowski (gant Polonia) (2004) • Kêr gozh Regensburg ha Stadtamhof (2006) • Anneziioù modern Berlin (2008) • Peulfoukennoù ragistorel en Alpoù (gant Suis, Bro-C'hall, Aostria, Italia ha Slovenia) (2011) • Labouradeg Fagus en Alfeld (Leine) (2011) |
| **Naturel** | Mengleuz Messel (1995) • Faouegi kozh Alamagn (2011) • Mor Wadden (gant an Izelvroioù) (2009) |

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Kastell_Wartburg&oldid=1766277 »

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 27 Eos 2017, da 12:22.**